

# CANNEN SPIRITUEL

ÉN INOUR

## D'EN INTRON VARIA A HUIRIONÉ,

*En dès ur gaër a Chapel é parræs Caudan, én escobty a Huënèd, hag en dès hé fardon en eil Sul a Huenholon dalhmad.*

Ar don Cannen Santes Geneveuv.

Arlerh Doué, Mari, ol en doar
A zaccor d'oh ur gloer hemb par,
Ha, drest en ol, er Vretoned
En dès ean groeit, er groei perpet.

Hisicu caër, é peb canton,
Ou dès sanet t'oh, gùir Intron,
Aveit larèt : gloër, mélodi
Én inour d'oh, Gùérhiès Vari.

É Caudan-é, é hoglennan
Hinihue hou méleiu dré me ban,
Ha gobér ur gannen nebué
D'Intron Varia a Huirioné.

D'er Chapel-men é tér a bress,
Rac m'en dé un trezol a bress;
Ul ich a gonsolation,
A joé hag a vénédiction.

Guet lid dalhmad, ur huéh peb plai,
É Intron Varia Huirioné,
É tigueor ur haér a bardon
D'eu cil Sul a vis Guenholon.

Ræsou-é larèt, aveit gùir,
É hès uset nn trézeu dir,
Guet en dud, é tont a bél brou,
Aveit goulen secour d'inou.

Un al hoab, laqueit ó houdé,
Uset vé bet hemb pél dalé;
Rac hinihue en dé, él perpet,
É ma guet en ol forh bautet.

Ér Chapel, er péh a huélér
A bra de bep-unan gont sclêr
En hum hroa miraclou hemb par
Éu hi, hag ar vor, hag ar zoar.

Guet hou crad vad, Gùérhiès santel,
Me zisclérion de Vréh-izel



Mar-a viracle digouèbet
Én hou Chapel quer pêl brudet.

Ur voès a barræs Quérien,
Chomet tri blai guet en derhen,
Un droug-pèn, ur güendre divat,
Ne hellé mui tam labourat.

Laquat a hras én hé spered
Donnet, dró garanté parfæt,
D'Intron Varia a Hoirione,
Eit clasq secour guet-n-oh, Mam Doué.

En dé memb m'hi doè hum hloëstret
Inou d'oh, Guèrhiès beniguet,
A lein en ean hui hi sellas,
Rac quentéh de vout yah é tas.

Eid hon trugairéquat, Marl,
Ag hou pout bet chonge a nehi,
Ur hrouiz coër hi dès bet lausquet
Én dro d'hou chapel quer càret.

Groeit e hoès hoah miracle araf
É quevér ur voès chomet dal;
Ur voès a Sant-Paderu Güènèd,
A oè bet puar blai hemb güélet.

Donnèt e hras a huir galon
D'hou chapel, guet tud hé hanton;
D'houlen guet-n-oh, ô Guèrhiès gaër!
Secour én he donnan misèr.

Én hou chapel a p'arrihuas,
Scarhein er fetan a laquas;
Hé deulegad hi doé golhet,
Ha quentéh hi devoé güélet.

Eit testoni ag hé grad vras
D'er chapel hi a zegassas
Ur groéz albuéet, én argant,
A zoug doh-t-hi dèc diamant.

A guér Gnéned, damb de Guimpér,
Eit güélét hoah nr burhud caér
Digouéhet guet nr beih croaidur
En doé pél-quênt paud mad d'andur.

Er hierhed en devoé collet
Tri blai ha hantér hed-ha-hed,
Hag, eit güellat, é Bréh-izel,
Gloëstret oé bet de hep chapel.

É dad, ér fin, a pe huélas
Ne huellé tam, en dégassas
Eid er gloëstrein guet grèd ha fé
D'Introu Varia a Huirioué.

Én ur arrihue idan er hoéd,
Tostig d'hou chapel beniguet,
Dehou, Mari, hui a huellas;
Rac, a nezé, ean a guèrhas.

Aveit discoein reih d'en ol dud
Un testoni ag er burhud,

Ér chapel en en dès lansquet
En niw vah en doé en donguet.

Ul lestr ar vor a yè d'er sol;
Tud ha madeu è hent d'hum gol;
P'en das d'er gueih tud hum bloèstrein
D'oh-hui, Guèrhiès, eid hum sanvein.

Quentèh avel m'ou dès ean groeit,
Er halm ar vor a zou laqueit;
É ma hemb riscle er hatimant,
Guet ol en dud hag ou moyant.

Eit merche ag er miracle caér,
Ér chapél santel é huélér
Pentret limage ur batimant
Guet ur gourôn groeit én argant.

Ur hroaidur hoah, a guêr Pondi,
En doé è vam tennet guet-hi
Ér gulé de noz de gousquét,
Hum gavas gronç de vout mouguet.

Er vam spontet, pe zihunas,
Ar hé deuhlin e hum strinquas,
Ha, guet er chonge ag hou chapel,
D'oh er gloèstras, Guèrhiès santel.

Calz a dud en devoé ridet
Eit gûélèt er hroaidur mouguet;
Mæs, souèh! un tamig quênt creisté,
Er heih croaidur zou e buhé.

Eit chongo ag er miracle groeit,
É hès het ér chapel laqueit,
En argant, portrèd ur hroaidur
Dré Vari ressuscitet sur.

É parræs Croszon é hès het
Ur miracl aral digouéhet,
Ér guér hanhuet Lan-Gommenan
A oé croguet én-hi en tan.

Peoarzec ty a oé é kér,
Sur a losqnein é bér-amzér,
Pe zas d'er guéris hum bloêstrein
D'hou chapel arré, mam divin.

Quentéh él m'ou dès groeit ou rô,
En ahuél a change, a zistro,
Hag er guér a zou goarantet
Doh en tan-flam goal arllcuet.

Un dén neoah en dès colleu ;
Losquet-é memb rah é vadeu ;
Mæs chelcuet, mé hou supli,
Péh græsa a ra dehou Mari :

Ur hroaidur en dès, a zec vlal,
Chommet cousquet én é hulé !
É huélét ur maleur quer bras,
Ar é zeuhlin ean hum daulas.

D'Intron Varia a Huirionô
É groaidur peur oan a hloêstré ;

Hag en treuoz é oé cavet
Er heih croaidur hemb droug erbet.

Eit merche ag er miracle caër,
Ér chapel santel é huélér
Discoeit reih ty Lan-Gommenan,
Hag er broaidur én-hou én tan.

Pihue a bellou biscoah larèt
Ol er miracleu digouéhet,
Ha bermen hoah hum broa bamdé
Ér chapel gaër a Huirioné?

Raccé dehi deit a bep brou,
Hac, a dra sur, hui a gavou,
Mar e hoès fé ha confiance,
É Mari secour, confortance.

FIN.

---

É GUÉNÉD,
É ty Yehan-Mari Galles, mollour ha livrour,
é ru er Préfectur.

